WIKIPEDIA

# Krieg

**Krieg** (anavezet ivez evel *Cree-Montagnais, Cree-Montagnais-Naskapi*) eo an anv a roer d'un toullad yezhoù algonkek heñvel-poch an eil ouzh eben ha komzet gant un 50 000 den bennak, eus ar bobl kri (*Cree* e saozneg) e Kanada, en un takad o vont eus Alberta betek Labrador.
Lod a gont 117 000 a dud en holl e Kanada, ar pezh a laka ar yezh e renk kentañ ar yezhoù amerindian e Kanada.



Plakenn teiryezhek saozneg / galleg / **krieg** e Winnipeg, Manitoba, Kanada

An izoglos pennañ implijet evit isrannañ ar yezh (pe yezhoù) kriek a denn d'an doare ma tiorroas /l/ ar c'hent-algonkeg, e sav rannyezhoù *y*, *th*, *n*, *l* diwarnañ.

Nav rannyezh pennañ zo (o vont a gornôg da reter) :

- Krieg ar c'hompezennoù (rannyezh *y*)
- Krieg ar c'hoadeier (saozneg "Woods Cree" (rannyezh *th*)
- Krieg ar gwernioù (saozneg "Swampy Cree") (rannyezh *n*)
- Krieg ar c'hornôg pe *krieg ar c'hirvi-dour'* (saozneg "Moose Cree") (rannyezh *l*)
- Krieg ar gevred (saozneg "James Bay Cree") (rannyezh *y*, a-wechoù anvet **Kreeg ar Reter**)
- Atikamekweg (rannyezh *r*)
- Montagneg (saozneg "Montagnais") (rannyezh *l*)
- Krieg ar biz (rannyezh rannyezh *l*, a-wechoù anvet **Montagneg ar C'hornôg**)
- Naskapieg (rannyezh *y*)

Meur a c'her a orin kriek a gaver ivez el luc'haj tchinouk, ur yezh-kenwerzh bet krouet evit an darempredoù gant Europiz.

Ur yezh liessintentezel eo ar c'hrieg, a c'hell sevel gerioù hir-spontus, evel *kiskinohamatowkamikw*, "skol", da lavaret eo al "lec'h ma vez lakaet da c'houzout an eil d'egile".

Implijet e vez silabenneg ar c'hrieg evit skrivañ ar c'hrieg dre vras, nemet e reter Kebek ha Labrador.

Kaozet e vez ivez un doare yezh kemmesk etre ar c'hrieg hag ar galleg anvet michifeg, a vez komzet ivez e Kanada.

Unan eus seizh yezh ofisiel Tiriadoù ar Gwalarn eo ar c'hrieg, met n'en deus ket ar memes statud e pep lec'h e Kanada ma vez komzet.

## Liammoù diavaez

- (cr) Wikipedia e Krieg (https://cr.wikipedia.org/wiki/)

